# GWALARN

## SKRAPADEG SAOUD KOUALNGE

PENNAD 4

27

C'HOUEVRER 1931

# Skrapadeg Saoud Koualnge

(*Kendalc'h*)

*Setu amañ diverradur ar pennadou kenta, embannet war* « *Gwalarn* » (*niverennou* 13, 15, 17, 18 *ha* 19) :

*Mev, rouanez bro Gonnac'ht, a fell d'ezi kaout eun taro burzudus, anvet Gelleg Koualnge. Emañ an taro-se, avat, e kerz eun den a vro Ulad, ha ne fell ket da hemañ rei na gwerza e daro.*

*Mev a zastum neuze eun armead vras da aloubi douar Uladiz.*

*Kavout a ra d'ezi e teuio buan a-benn eus Uladiz.*

*Setu amañ perak :*

*Da heul eur valloz bet taolet warno gant ar voudig Mac'ha, e rank gwazed bro Ulad gouzañv eur wech en o buhez, e-pad pevar devez ha pemp nozvez, pe pemp devez ha peder nozvez, gwentrou ar merc'hed e poan-vugale.*

*Mev he deus aloubet bro Ulad d'ar mare end-eeun*

*m'emañ holl gadourien ar vro-se e poan-vugale. Aes eo kompren n'eo ket er stad-se e c'hellont tre en em zifenn.*

*N'he deus ket kontet Mev evelato war eun enebour galloudus : mab an doue Lug, ar c'hrennardig yaouank Kouc'houlan. Kouc'houlan a ra e venoz difenn bro Ulad e-unan-penn, o c'hortoz ma vo Uladiz deuet yac'h adarre.*

# PEVARE PENNAD

## An arme dirak Kouc'houlan

### I. — MUNTREREZ AR C'HENTA KADOUR.

Kouc'houlan a drouc'has eun dervenn. Eur skrid en ogam a reas war tu an dervenn-se.

Sed a lavare ar skrid :

« Ne daio nikun en tu-hont d'an dervenn-mañ ken n'en devo eur c'hadour lammet gant e garr dreist d'ezi ».

Mev a c'halvas neuze Fraec'h mab Fidac'h daveti:

— Dieub ac'hanomp, eme Mev ; pella an tonkadur diouzimp. Ro d'imp da skoazell a-enep Kouc'houlan. Kae d'en em ganna gantañ.

Mont a reas Fraec'h antronoz, gant eiz den d'e ambroug.

Edo Kouc'houlan e roudouz Fuad, o kouronka e-kreiz ar stêr.

Ha Fraec'h ha diwiska e holl zilhad, ha kerzout davet Kouc'houlan.



Ne badas ket pell an emgann. Diskaret e voe Fraec'h ha beuzet.

Kouc'houlan a zegasas ar c'horf maro war glann ar stêr, d'an eiz ambrouger da zont d'e gerc'hat.

Holl gadourien Iwerzon a ganas eur maronad. Hag e weljod o tegouezout eur strollad merc'hed, tonegou glas-gwer ganto. Korriganezed e oant. Dizougen a rejont ar c'horf d'o zi-meur dindan an douar.

Fergus a bignas neuze en e garr hag a lammas dreist d'an dervenn.

### II. — MUNTREREZ AR GADOURIEN ALL, AR FUREDIG HAG AN EVN.

Mev a gasas Orlam d'en em ganna gant Kouc'houlan.

Kouc'houlan a drouc'has penn Orlam hag hen diskouezas d'an arme.

Mev a gasas tri mab Gara d'en em ganna gant Kouc'houlan.

Kouc'houlan a drouc'has an tri fenn.

Mev a gasas Letan d'en em ganna gant Kouc'houlan.

Kouc'houlan a drouc'has penn Letan.

Hag o tostaat davet Mev, e stlapas Kouc'houlan eur maen outi gant e vatalm, ken na lazas an evn doñv a zouge Mev war he skoaz er c'hornog e-tal ar roudouz. Mev a gerzas neuze en tu-hont d'ar stêr. Hag e stlapas Kouc'houlan eur maen outi gant e vatalm, ken na lazas ar furedig a zouge Mev war he skoaz er reter.

III. — MUNTRERERZ AR VATEZ.

An armead a gerzas pelloc'h goude se, ken na zegouezas e Murtemne, e-kreiz an tuniennou-traez hag ar rec'hier.

Mev a c'hourc'hemennas lakaat skoedou a-us d'he fenn d'he gwarezi. Aon he doa na stlapje Kouc'houlan mein outi diwar lein ar c'hrec'hiennou. En deiz-se, avat, ne reas Kouc'houlan droug ebet da nikun eus kadourien Iwerzon.

Ma lavaras Mev da unan eus he mitizien mont betek eur stêr davit dour. Loc'he a oa ano ar plac'h-se. Mont a reas, ganti hanter-kant maouez, ha taled-aour ar rouanez war he fenn. Kouc'houlan a daolas outi eur maen gant e vatalm, ken na dorras an taled-aour e tri zamm ha ken na lazas ar plac'h.

Da gredi eo en doa kemeret Loc'he evit ar rouanez.

IV. — MARO UALA.

Antronoz vintin e loc'has an armead adarre.

Tizout a reas stêr g-Krouin, ha klask treiza anezi. « Prad ar C'hirri » a reer eus al lec'h-se, o veza ma voe kaset gant ar stêr kant eus ar c'hirri betek ar mor.

— Ret tremen evelato, a lavaras Mev.

Hag e c'hourc'hemennas da unan eus he servijerien mont war-raok. Uala oa ar servijer-se. Hag beñ lakaat eur mell karreg war e gein.

Hogen ar stêr e zistaolas divuhez, heñ hag e garreg.



Kleuzet e voe ar bez, savet ar garreg warnañ. Anvet e voe ar garreg-se Karreg Uala abaoe.

V. — MUNTRERERZ KANT DEN.

En deiz-se e tostaas Kouc'houlan ouz an armead adarre.

Daea a rae ar gadourien d'an emgann.

Kant brezelour a lazas e-kichen Roen ha Roi, an daou zen end-eeun o deus danevellet ar Skrapadeg.

— It d'en em ganna gantañ, eme Mev d'he servijerien.

— Ne rin ket, eme pep unan. Re ziaes eo stourm ouz hennez.

VI. — AR BOULC'H ER MENEZ.

War-lerc'h se ez eas tud Iwerzon a-hed ar stêr, peogwir ne oant ket evit treiza. Tizout a rejont ar vammenn.

Aes e vije bet d'ezo tremen etre ar vammenn ha kern ar menez.

Ne rejont ket, avat. Mev a zifennas d'ezo.

O redia a reas da gleuza eur boulc'h er menez ha da dremen dre ar boulc'h-se.

Eun dismegañs vras e oa se e-keñver Uladiz.

Kampa a reas tud Iwerzon war ribl eur stêr. Hag eno ober klouedou aozilh da barka o chatal. Setu perak eo bet anvet ar stêr-se Stêr ar Gweadennou Aozilh.

## VII. — AVOULTRIEZ FERGUS HA MEV.

Neuze e lavaras Mev :

— Ret eo ranna an armead e daou. Ra 'z aio ar gevrenn genta gant Ailill, hag an eil kevrenn gant Fergus ha ganin-me.

Evel-se e voe graet.

Ailill, avat, a lavaras d'e baotr-karr :

— Kae da glask Fergus ha Mev. Ne ouzon ket tre perak int aet kuit diouzin er c'hiz-se.

Ar paotr-karr en em lakaas en hent.

Pa zegouezas Mev ha Fergus e Kluic'hre, e chom jont a-dreñv, tra ma kendalc'he ar gadourien da gerzout en o raok.

Ar paotr-karr a dostaas outo. Mev ha Fergus ne glevjont ket. Lakaet en doa Fergus e gleze war an douar en e gichen. Ma tennas ar paotr-karr ar c'hleze, o lezel ar gouin goullo.

Degas a reas ar c'hleze da Ailill.

— Gwir eo eta ? eme Ailill.

— Gwir eo, eme ar paotr-karr. Kompren a rez petra 'lavar ar c'hleze-mañ ?

— Mat, mat ! eme Ailill.

Hag e sellas an daou zen an eil ouz egile o c'hoarzin.

— Ret e oa d'ezi, eme Ailill. Ret e oa d'ezi evit mirout ouz Fergus da ober trubarderez. Kemer ar c'hleze-mañ, ha laka-heñ dindan da skaoñ er c'harr, gant tammou lien tro-war-dro d'ezañ.

Fergus a savas da gemer e gleze.

— Siouaz ! emezañ.

— Petra 'zo ? a lavaras Mev.



— Eun dro gamm am eus c'hoariet da Ailill, eme Fergus. Gortoz ac'hanoun bremañ, ha na vez ket souezet ma ne zistroan ket dioustu.

Ha Fergus ha mont e-barz ar c'hoad, hag ober d'ezañ e-unan eur c'hleze prenn.

Neuze ez eas war-du al lec'h ma edo kampet ar vrezelourien holl a-gevret.

Pedet e voe Fergus da zont da c'hoari gwezboell gant ar roue.

Pa zegouezas Fergus e telt Ailill, e tirollas hemañ da c'hoarzin.

## VIII. — KINNIGOU PEOC'H DA GOUC'HOULAN.

En deiz war-lerc'h e teuas Kouc'houlan dirak roudouz Kruin.

Sed a lavaras :

— Pedi a ran, emezañ, an Dour da zont d'am skoazella. Pedi a ran an Neñv hag an Douar. Pedi a ran ar stêr g-Kruin dreist-holl. Ar stêr a savo. Ne lezo ket tud Iwerzon da chom e kompezenn v-Murtemne.

Raktal e savas an dour betek tizout lein ar gwez.

Neuze e lazas Kouc'houlan Mane mab Ailill ha Mev. Tregont marc'hegour a voe beuzet, daou-ha-tregont a gadourien taolet er stêr war o lerc'h. Tregont all a voe lazet goude. En diwez e lazas Kouc'houlan gant e vatalm paotr-karr Ailill, a oa deuet da walc'hi lerennou karr e vestr e dour ar stêr.

Hag e-pad an noz-se e hejas Kouc'houlan e armou,

o trouzal kement ma varvas kant brezelour gant ar saouzan hag ar spont.

Mev a lavaras neuze da Fiac'hu mab Ferfebe mont davet Kouc'houlan da ginnig ar peoc'h.

— Peseurt kinnigou a rin d'ezañ ? eme Fiac'hu.

— N'eo ket diaes da c'houzout, a lavaras Mev : dic'haou d'ezañ ha da Uladiz ; banvez evitañ e Krouac'han bepred ; gwin ha mez d'ezañ ; heñ e-unan o tont da servijer ganin, hag a vo spletusoc'h d'ezañ eget chom e gwazoniez eun aotrou bihan.

(Hag e Skrapadeg Saoud Koualnge, n'eus ket brasoc'h goaperez na gwasoc'h dismegañs eget ar gomz diweza-mañ : ober eun « aotrou bihan » eus roue bro Ulad).

Ha Fiac'hu davet Kouc'houlan da ginnig d'ezañ ar peoc'h.

Hogen Kouc'houlan a nac'has, hag a yeas dirak Mev, hag a nac'has adarre, hag hi o pedi hag oc'h aspedi anezañ hag oc'h ober kinnigou bras.

Betek ma c'houlennas Mev ouz Fergus :

— Petra eo neuze a c'houlenn Kouc'houlan ?

— Setu, eme Fergus : unan eus kadourien Iwerzon a yelo bemdez d'en em ganna gantañ. Tra ma vo o laza ar c'hadour-se, e chomo an armead a-sav. P'en devo lazet ar c'hadour, eur c'hadour all a vo kaset, pe neuze e kampo an armead el lec'h ma vo betek antronoz vintin. Keit ha ma pado ar brezel, ni eo a bourchaso e voued hag e zilhad da Gouc'houlan.



— E gwir, eme Ailill, eur vez e vefe d'imp asanti da seurt divizou.

— Divizou mat int, eme Mev. Plijout a reont d'in. Gwelloc'h koll eun den bemdez eget koll kant den bemnoz.

Hag evel-se e voe graet an emgleo gant Kouc'houlan.

## IX. — GWIDRE AILILL.

Mont a reas kadourien, unan-hag-unan, d'en em ganna gant Kouc'houlan. Hogen o laza a rae holl.

— Ra vo kinniget d'ezañ, eme Ailill, Findabair va merc'h, ma asant pellaat diouzimp.

Kaset e voe Lugaid davet Kouc'houlan.

Hag edo hemañ azezet e-kreiz an erc'h, a save betek e zargreiz, hag a deuze war-hed eun ilinad diouz e gorf, ken bras e oa e wrez.

— Lugaid, eme Gouc'houlan, eun antell a stegner d'in.

— Eur roue a ra d'it ar c'hinnig, eme Lugaid. N'eo ket trubard komz eur roue.

— Evel-se bezet graet ! eme Gouc'houlan.

Degas a reas Lugaid ar respont-se da Ailill.

— Ra wisko va furlukin va dilhad-roue, eme Ailill. Ra lakaio va c'hurunenn war e benn. Ra chomo pell diouz Kouc'houlan, da virout na vefe anavezet. Ra 'z aio va merc'h gant va furlukin, ha ra vo roet gantañ da zanvez-pried da Gouc'houlan.

Mont a reas ar furlukin, ha gantañ Findabair, merc'h ar roue.

Kouc'houlan a zeuas war o arbenn. Diouz e zoarekomz ec'h anavezas ar furlukin. Stlepel a reas outañ eur maen gant e vatalm, ha tizout anezañ ken ma 'z eas e empenn er-maez eus e glopen. Neuze o vont betek ar plac'h e trouc'has he daou blañson-bleo, hag e stagas anezi ouz eur maen gant he hiviz hag he mantell. Sevel a reas eur maen ivez a-dreuz da gorf ar furlukin. Hizio c'hoaz e chom a-sav an daou vaen-se.

Neuze ez eas kuit.

Tud a zeuas d'o c'herc'hat a-berz Ailill ha Mev. Kavet e voent evel m'oant bet lezet gant Kouc'houlan.

Ma redas ar brud a gement-se dre an armead a-bez.

## X. — BAGAD AR VUGALE WAR SKOAZELL GOUC'HOULAN.

Edo ar vugale oc'h emzivizout en Emain.

— Eun druez eo, a lavarent, n'en defe hor mestr Kouc'houlan nikun da zont war e skoazell. Petra ober ?

— Ra zeuio eur bagad ac'hanomp, eme unan, war va lerc'h, ha mont a rin da skoazella Kouc'houlan.

Tri c'hant paotrig a yeas gantañ, o tougen o bizier-c'hoari, anezo an drederenn eus paotredigou Ulad.

Tud Iwerzon a spurmantas eur strollad kadourien o tont a-dreuz d'ar gompezenn.

Ha Fergus ha mont da welout.



— Gwelout a ran, emezañ, darn eus bugale Ulad o tont war skoazell Gouc'houlan.

— Ra vezo kaset, eme Ailill, brezelourien war o arbenn, hep gouzout da Gouc'houlan. Rak ma tizont mont en e vetek, ne vezint trec'het biken.

Kant hanter-kant brezelour a yeas war arbenn ar vugale, hag o lazas holl, an tri c'hant anezo.

## XI. — AR VORRIGAN.

Neuze e welas Kouc'houlan eur vaouez yaouank o tont davetañ. A lies liou e oa he dilhad, ha kemenet eus ar gwella.

— Piou out-te ? emezañ.

— Me eo, emezi, merc'h eur roue. Ano ar roue-se eo Maro. Deuet oun davedout dre garantez ouzit, hag ivez en abeg d'az prud. Ganin em eus degaset va madou ha va zropellou.

— E poent fall out deuet, eme Gouc'houlan. Emaoun skuiz-divi. Ne vefen ket evit gouzañv briatadennou eur vaouez, keit ha ma pado ar stourm a renan bremañ.

— Da skoazia a rin, emezi.

— Deuet oun amañ, eme Gouc'houlan, n'eo ket evit gounit karantez eur plac'h.

— Neuze, emezi, taga a rin ac'hanout. Bez' e vezin ez keñver p'en em ganni gant ar wazed. Dont a rin er roudouz e stumm eur silienn, hag ober a rin d'it koueza.

— Dereatoc'h ouzit, eme Gouc'houlan, beza e stumm eur silienn eget e stumm merc'h eur roue.

Da dapout a rin gant bizied va zreid, ha terri a rin da gosteziou, a chomo torret keit ha n'az pezo bet va bennoz.

— Mont a rin, emezi, e stumm eur vleizez louet, hag e kasin ganin kement loen pevarzroadek a zo er vro-mañ.

— Stlepel a rin, emezañ, eur maen ouzit gant va batalm. Freuza a raio da lagad, ha born e chomi keit ha n'az pezo bet va bennoz.

— Mont a rin d'az taga, emezi, e stumm eur vuoc'h wenn diskorn, hag e kasin ganin kement loen-chatal a zo, ken na vi dallet ganto holl.

— Stlepel a rin eur maen ouzit, emezañ. Terri a raio d'it eur c'har, ha kamm e chomi keit ha n'az pezo bet va bennoz.

Mont a reas kuit neuze ar vaouez.

## XII. — MUNTREREZ LOC'H HAG AR STOURM GANT AR VORRIGAN.

Neuze Loc'h mab Mofebes a voe pedet da zont e telt Ailill ha Mev.

— Petra a fell d'eoc'h ? eme Loc'h.

— Ma 'z i-te d'en em ganna gant Kouc'houlan, eme Mev.

— N'in ket avat, eme Loc'h. Ne vefe na brao nag enorus mont da daga eur paotrig bihan tener blouc'h e jod. Arabat d'eoc'h koulskoude kaout droukrañs ouzin pa nac'han. Anaout a ran eun den a yelo da stourm ouz Kouc'houlan. Long mab Emones eo ano an den-se.



Galvet e voe Long e telt Ailill ha Mev. Gouestlet e voe rei d'ezañ goprou bras : dilhad a bep liou evit daouzek den, eur c'harr o talvezout kement hag eiz-war-nugent a sklavezed, Findabair da wreg, ha dalc'hmat gouel ha gwin e Krouac'han.

Long a yeas da daga Kouc'houlan, hag a voe lazet gantañ.

Mev a lavaras neuze d'he mitizien mont da gaout Kouc'houlan, hag alia d'ezañ pega eur baro war e elgez.

Mont a reas ar mitizien.

— N'eus kadour ebet, emezo, a deurvezfe stourm ganit, peogwir n'ec'h eus ket a varo.

Ma kemeras Kouc'houlan eur guchennig c'heot, ha ma kanas warni komzou hud, en doare ma kredas pep unan en doa eur baro gwirion.

Pignat a reas neuze gant ar baro-se war eur c'hrec'h e-keñver tud Iwerzon, da ziskouez d'ezo e zremm.

Loc'h mab Mofebes a welas :

— Sell 'ta ! emezañ, ma n'eo ket Kouc'houlan hag eur baro gantañ !

— Gwelout a ran, eme Mev.

Hag e c'houestlas rei da Loc'h kement he doa gouestlet rei da Long.

Loc'h a gerzas war arbenn Kouc'houlan betek ar roudouz.

Neuze eo e tiskennas eus annezlec'h an doueed, merc'h ar roue Maro, ar Vorrigan, leun a gas ouz Kouc'houlan, c'hoant d'ezi ober d'ezañ mervel.

Dont a reas e stumm eur silienn lampr, du he

c'hroc'hen. En em wea a reas en-dro d'e zivesker. Kouc'houlan a grogas enni gant bizied e dreid, hag a dorras he c'hosteziou. E-keit-se, avat, e voe gloazet gant Loc'h e-kreiz e vruched.

Dont a reas neuze ar Vorrigan e stumm eur vleizez efreizus. Kouc'houlan a stlapas outi eur maen gant e vatalm, ma freuzas d'ezi eul lagad. E-keit-se, avat, e voe gloazet gant Loc'h adarre.

En diwez e teuas ar Vorrigan e stumm eur vuoc'h wenn, diskorn, ruz he diskouarn, hanter-kant buoc'h ouz he heul, erect a-zaouiou gant eur chadenn arem. Kouc'houlan a stlapas outi eur maen, hag a dorras d'ezi eur c'har. Loc'h, avat, a dizas e c'hloaza evit an trede gwech.

Droug a yeas e Kouc'houlan neuze, ken na strinkas e c'hoaf-bann ouz Loc'h ha na doullas e galon.

## XIII. — TRISTIDIGEZ KOUC'HOULAN.

En deiz-se e kouezas eun anken hag eun dristidigez vras war Gouc'houlan.

Poan a rae d'ezañ beza e-unan-penn da herzel ouz an armead deuet da skrapa an taro hag ar saoud. Lavarout a reas da Loeg, e vlenier-karr, mont da gerc'hat Uladiz da zont war e skoazell.

Neuze, skuiz-divi, e reas ar ganenn-mañ :

— Sav, Loeg. Ra zeuio davedoun
Armeou kaer ha kreñv Emain.
Diskaret oun gant ar c'hadou,
Gloazet va c'hostez, leun a wad.



Va-unan-penn ouz tud a-vern,
Hep keneil ebet war va zro,
Eur glao a wad war va armou,
Hep den da gemer perz em brud.

Ma kan eun drompilh d'am meuli,
Plijadur ebet ne ra d'in.
C'houekoc'h klevout meur a drompilh
Eget unan, war an dachenn.

An dud a lavare gwechall :
« Kef e-unan-penn ne ra flamm ».
Ma lakaer daou pe dri, avat,
Raktal e sav ar flamm d'an nec'h.

Klevet em eus al lavar koz :
« Den e-unan, den touellet ».
Evidoun ez eo gwir bremañ,
Taget gant an holl a-gevret.

Va-unan e-tal ar roudouz,
Dirak kadourien Iwerzon.
Da skourra boued an armead,
Daoust hag eun drezenn 'zo hepken ?

Loc'h en deus gloazet va bruched,
Loc'h en deus gloazet va avu,
Loc'h en deus gloazet va c'hostez,
Klevit koagerez ar brini.

Brevet em eus ar siliehn,
Bornet em eus ar vleizez ruz,
Torret em eus gar ar vuoc'h,
Lazet em eus Loc'h en diwez.

Hogen, ra zeuio davedoun
Armeou kaer ha kreñv Emain.
Mac'hagnet va c'horf, leun a wad,
Diskarct oun gant ar c'hadou.

## XIV. — PENAOS E VOE PAREET AR VORRIGAN.

Neuze e teuas eus annezlec'h an doueed merc'h ar roue Maro, ar Vorrigan. Bez' e oa e stumm eur wrac'h koz, o c'horo eur vuoc'h trizezek dirak Kouc'houlan. Da gaout e skoazell e teue. Neb a veze gloazet gant Kouc'houlan ne c'helle ket parea, anez e kemerje Kouc'houlan perz er baredigez.

Hag heñ goulenn laez da eva diganti, rak sec'hed bras en devoa.

Rei a reas d'ezañ laez ar c'henta tez.

— Unan bennak gloazet ganin a vo pareet hep dale ! eme Gouc'houlan.

Lagad freuzet ar Vorrigan a bareas.

Hag heñ goulenn laez diganti adarre.

Rei a reas d'ezañ laez an eil tez.

— Ra vo pareet hep dale, eme Gouc'houlan, an hini a roas d'in al laez-se.

Pareet e voe gar ar Vorrigan.

Hag heñ goulenn laez eur wech c'hoaz.

Rei a reas d'ezañ laez an trede tez.



— Bennoz an doueed hag an nanndoueed d'it, maouez ! eme Gouc'houlan.

Ha pareet e voe kosteziou ar Vorrigan.

## XV. — PENAOS E VOE PAREET KOUC'HOULAN.

Tud Iwerzon a gampas war an dachenn anvet abaoe Lec'h al Lazadeg Vras, e kompezenn v-Murtemne.

Kouc'houlan a yeas e-tal Bez Lerga, nepell diouto, e tor ar menez. Loeg, e vlenier-karr, a enaouas eun tantad en abardaez. En tu-hont d'an tantad-se e welas Kouc'houlan, a-us da bennou ar gadourien deuet eus ar peder rannvro, aour glan o armou o luc'ha kent diskenn an heol e koumoul ar bannwel-noz.

Ma savas kounnar hag ernez ennañ, oc'h arvesti paoted ha puilhded an enebourien. Kregi a reas en e zaou c'hoaf, en e skoed hag en e gleze. Heja a reas e skoed, horjella a reas e c'hoaf, luska a reas e gleze. Eus e gorzailhenn e strinkas garm ar Meurgadour. Ma eilgarmas an arc'houereed bouc'htremmek, an erevent glaslivet, ha korriganezed ar glen, saouzanet ha spouronet, ken galloudus e oa e c'harm. En doare ma taolas Nemain, doueez ar brezel, an dispac'h hag an dizurz e kamp tud Iwerzon. Ha kement e voe stokadeg ha stirlink ar c'hlaoiou ma varvas kant den, gwasket o c'halon gant an euz.

Setu ma welas Loeg eun dra :

Er biz, o tont davetañ, eun den o kerzout a-dreuz d'ar c'hamp.

— Bez' ez eus eun den o tostaat, Kouc'houlan vihan, eme Loeg.

— Petore den ? eme Gouc'houlan.

— N'eo ket diaes da lavarout, eme Loeg. Eur c'haer a zen. Yaouank, Bras. Kernvoal. Melen rodellek e vleo. En e dro eur vantell c'hlas-gwer, staget war e vruched gant eur spilhenn-alc'houez arc'hant. Aour ruz e c'houriz. Eun doneg voulouz roueel war e groc'hen gwenn, o tiskenn betek e zaoulin. Du e skoed bevennet gant arem kalet. En e zourn eur goaf pempbegek. Eur gouzifiad forc'hek en e gichen. C'hoariou marzus a ra. Nikun ne daol pled outañ. Lavaret e vefe, e-touez brezelourien peder rannvro a Iwerzon, e kerz diwelus d'an holl.

— Eur c'heneil d'in eo, eme Gouc'houlan, unan eus an doueed, en deus bet truez ouzin. Kelou o deus bet eus va ambloari, ha me va-unan dirak an armead deuet da skrapa saoud Koualnge.

Pa zegouezas ar c'hadour yaouank el lec'h ma edo Kouc'houlan :

— Deuet oun d'az skora, emezañ.

— Piou out-te ? eme Gouc'houlan.

— Me eo da dad, deuet eus annezlec'h an doueed. Me eo Lug mab Etliu.

— Tenn d'in, eme Gouc'houlan, gouzañv va gouliou gwadus. Poent d'in beza pareet hep amoug.

— A Gouc'houlan ! eme ar c'hadour yaouank, warnout e kouezo eur c'housk pounner. Tri devez ha teir nozvez e pado. E-keit-se e chomin dirak an enebourien.

Kouc'houlan neuze a vanas kousket. Morvitella a reas. Ret-mat e oa, da gempoueza ar skuizder en doa bet e-doug nao devez, hag heñ digousk an holl amzer, nemet eur predig bennak, e-kreiz an deiz, m'en doa hunet, e benn war e zourn, e zourn war e speg, e speg war e c'hlin. Rak hep ehan nag astal en doa mac'het, muntret, muturniet ha mac'hagnet brezelourien Iwerzon.



Ar c'hadour yaouank a lakaas louzeier eus broan doueed gant komzou hud war ar gloaziou, ar gouliou ledan, an trouc'hou doun, ar pistigou, ar bloñsou, ar bronduou, a oa war gorf Kouc'houlan, hep gouzout na merzout d'ezañ.

Neuze eus an hanternoz hag eus Emain e teuas kant hanter-kant mab-roue a vro Ulad evit taga armead Iwerzon. Hogen lazet e voent holl.

War-lerc'h tri devez ha teir nozvez, e tivorfilas Kouc'houlan. Dihuni a reas, lakaat e zourn war e zremm, aoza e gorf e stumm eur voull ruz. Ma stoke kern e benn ouz an douar. Adkavout a reas e nerz spered. Barrek e vije bet da vont d'eun tolpad, d'eul lidambroug, d'eun emweladenn gant eur vaouez, d'eur bierva, d'eur vodadeg-veur.

— Pegeit oun bet kousket ? emezañ.

— Tri devez ha teir nozvez, eme ar c'hadour yaouank.

— Gwa me ! eme Gouc'houlan.

— Perak gwa te ? eme ar c'hadour.

— Rak e-keit-se, eme Gouc'houlan, n'eo ket bet taget an armead.

— Taget eo bet, eme ar c'hadour, gant kant hanter-kant mab-roue. Tri emgann o deus graet,

unan pep devez. Ha lazet eo bet hanter-kant anezo bemdez.

— Eun druez eo, eme Gouc'houlan, e oa aet neuze va holl nerz diouzin. Anez, ne vije ket kouezet ar grennarded-se.

— Dalc'h atao da stourm, a Gouc'houlan vihan ! eme ar c'hadour. Ne vo ket saotret da enor en arbenn da se.

— Chom ganin c'hoaz fenoz, a gadour yaouank ! eme Gouc'houlan, ma 'z aimp hon-daou da dalvezout o maro d'an enebourien.

## XVI. — LAZADEG VRAS MURTEMNE.

— Aoz ar c'harr-emgann, filc'hier outañ, eme Gouc'houlan da Loeg.

Neuze e savas Loeg, ar blenier-karr, hag e wiskas e harnez.

Harnez-brezel ar vlenierien-garr a wiskas, e doneg graet gant bugen flour, ken skañv hag an aer, ken kuñv hag ar c'hroc'hen, gwriet gant lerennou karvken en doare da lezel an daouarn dieub. War an doneg-se e lakaas eur vantell graet gant pluñv-bran, gwiadennet gant Simon, drouiz Ner, roue ar Romaned, ha bet roet gant hemañ da Gonc'hobar, gant Konc'hobar da Gouc'houlan, ha gant Kouc'houlan da Loeg. Lakaat a reas e dokarn kribennek, pederc'heriek ha pevarzalbennek, tresadennou a bep lun hag a bep liou warnañ. Neuze e taolas an tokarn-se etre e ziouskoaz en a-dreñv : da ginkla e oa, nann da warezi. Lakaat a reas dirak e dal arouez e garg : eun neudenn ruz-melen heñvel ouz aour teuzet hag astennet war bevenn eun anneo.



Dishuala a reas ar c'hezeg, ha gwiska d'ezo o hobregonou houarn broudet, hag i peurc'holoet, eus an ibil-troad betek krec'h ar penn, a spegou hag a c'hoafiou bihan kalet o begou, en doare ma vije dedennet ha roget an enebour a bep tu war hent ar c'harr. Neuze e kemeras Loeg en e zourn dehou e vazig aour. Gant e zourn kleiz e krogas e rañjennou ar c'hezeg, peogwir e rank eur blenier ampart gouzout blenia evel-se.

Gant komzou hud e roas Loeg d'e gezeg, da Gouc'houlan ha d'ezañ e-unan eur perz marzus : beza diwelus d'an enebourien, tra ma weljent-i holl vrezelourien Iwerzon. Gant komzou hud ivez en em lakaas, evit an deiz-se, teir gwech dreist d'ar vlenierien all : dreist evit lammat a-us d'ar frailhou, dreist evit ren ar c'hezeg, dreist evit ober gant ar vazig.

Neuze Kouc'houlan ar Meurgadour, dibabet gant Nemain da sevel eur vogeriad korfou maro, a wiskas e harnez-brezel, anezañ seiz roched warnugent, ken teo a-gevret hag eun astell. War ar rochedou-se e oa neudennou ha kerdin ouz o starda war e groc'hen gwenn. Kement-se da virout na droje e skiant-vat da ernez, ma teuje da gounnari. Lakaat a reas e c'houriz-kad, graet e ler kivijetkalet graet gant kroc'hen-skoaz seiz taro, hag heñ o vont eus e zargreiz betek e ziougazel. E warezi a rae ouz ar spegou, ar goafiou, an hern hag ar birou, ouz ar vein, ar reier hag ar c'hern.

War-lerc'h se e lakaas Kouc'houlan e vragez voulouz-seiz kroc'henheñvel, kinklet gant eur vevenn aour briz. War ar vragez-se e wiskas eun all, ler gell, gwriet-mat, graet gant kroc'hen-skoaz pevar c'hole.

Neuze kregi en e armou-kad :

Eiz kleze bihan hag e gleze bras, d'ezañ eur bommell olifant.

Eiz goaf bihan hag e c'hoaf bras pempbegek.

Eiz speg bihan hag e speg bras, d'ezañ eur fust olifant.

Eiz baz vihan hag e vaz-c'hoari vras.

Eiz skoed bihan hag e skoed ruz-teñval, skeudennet warnañ eun houc'h-gouez o kerzout, ken lemm e vevenn ha dremm eun aotenn. Ken skejus e oa ar vevenn-se ma vije bet trouc'het ganti eur vlevenn a-ispilh a-us d'an dour. Pa rae Kouc'houlan c'hoari an dremm e flañche gant e skoed koulz ha gant e c'hoaf hag e gleze.

Neuze e lakaas en-dro d'e benn e dokarn-kad kribennek. Eus diabarz an tokarn-se e c'helle sevel eur c'harm heñvel ouz garm kant kadour. Ma tassone ha ma skiltre ar c'harm-se e pep kogn hag e pep korn, hekleoet gant erevent hag arc'houereed an aer hag an amzer.

Taolet e voe warnañ ar c'houel-diwelusa deuet eus Douar ar Gouestl, bet roet d'ezañ gant Manannan mab Lir roue ar mor.

Ha setu ma reas Kouc'houlan e dro-ouesk kenta, bamus, badaouus, badouellus, mantrus, marzus, mezevellus, souezus, sebezus, saouzanus. Krena a



rae e zivesker evel eur wezenn e-kreiz eur frouddour, evel eur vroennenn wevn e-kreiz eur stêr. Krena a rae pep ezel, pep mell, pep oeñs anezañ, eus kern e benn betek an douar. Gwea a reas e gorf e-barz e groc'hen, en e gounnar. Ma teuas e zaoudroad, kribennou e ziouhar hag e zaoulin en a-dreñv, e seuliou, kofou e ziouhar hag e gluniou en a-raok. Kigennou e zivesker a yeas war e zaou askourn-gar d'eur bos kement ha dourn serret eur c'hadour. Sacha a reas war nervennou e gern, ken na 'z eas pep unan anezo d'eur bos krenn, ramzel, diveizus, kement ha penn eur bugel eur miz.

Neuze disneuzia a zremm. Sanka eul lagad ken doun en e glopen ma ne vije ket bet eur c'haran evit e denna er-maez. Stlepel egile en tu all d'ar valvenn ken na zeuas war e jod. Distumma euzus e vuzellou. Pellaat e vougenn diouz e c'harvan, o tiskouez diabarz e gorzailhenn. Lakaat e skevent hag e avu da neui en e c'henou. Skei war groc'hen e staon, o vrasaat an toullou e penn e gorzailhenn da vent eur maoutken. Ma kleved trouz e galon o steki ouz e vruched ken kreñv ha harzadenn eur c'hi-brezel pe yudadenn eul leon o vont da daga arzed. Ma lakaas gwrez e gounnar da sevel en oabl kantoliou Nemain, ha koabr an arne karget a eliennou ruz-tan. A-zioutañ e luc'hent, braouac'hus brout brouezek.

Sevel a reas e vleo a-bik e-giz eun hordennad spern e toull eur c'hleuz. Hejet eun avalenn e frouez a-us d'e benn, ne vije ket kouezet eun aval war an douar : chomet e vije eun aval war bep

blevenn, ken kalet ha lemm e oa deuet ar blevennou anezañ. War e dal e strinkas tan ar Meurgadeur, keit ha kement ha maen-higolenn eur brezelour. Eus kern e benn e flistras eur bannad gwad teñval, ken sounn hag eun treust, ken uhel, ken teo, ken start ha gwern eul lestr bras ; e penn ar bannad eur vogedenn-hud heñvel ouz ar moged a darz eus ti-meur eur roue aet d'azeza dirak e oaled e-pad ar goañv d'an abardaez.

Echuet d'ezañ ober troiou-ouesk, e lammas Kouc'houlan war e garr, outañ filc'hier houarn moan o dremmou, kreier dantus ha drailhus o begou, ivinou lemm ouz an aheliou, ar c'horreennou hag ar c'hammedou.

Neuze, o skei e skoed gant e c'hoaf, e reas eun trouz kement ha trouz kant, daou c'hant, tri c'hant, pevar c'hant, pemp kant den. Hag heñ davet an enebourien. Lakaat a reas e garr da ober eur c'helc'h bras en-dro d'an armead. Pounner e rede ar c'harr, ar rodou houarn o sanka en douar, en doare ma ne vije bet kastell na kreñvlec'h evit herzel outo. Ar mein hag ar mouded, ar grozol hag ar grouan a save ken uhel hag i. Evel-se e voe treset kelc'h Nemain en-dro da armead Iwerzon. Evel-se e voe talvezet muntrerez bugale Usnac'h. Den ne c'hellas tec'hout diouz ar c'helc'h.

War-lerc'h se ez eas Kouc'houlan e-kreiz an armead, o strewi diabarz ar c'helc'h a gorfou maro. Koueza a rejont, sol-droad ouz sol-droad, kilpenn ouz kilpenn, ken stank e voe niver ar re lazet. Teir gwech e reas Kouc'houlan an dro d'an armead, o



lezel berniou re varo, c'houec'h brezelour e pep bern.

Nikun ne oar pet a varvas : kant tregont a roueed, nao-ugent a bennou bras, eur maread kon ha kezeg, maouezed ha krennarded, ha tud eus ar werin e-leiz. Ne vanas dic'hloaz nemet eun drederenn eus Iwerzoniz. Ar re all a oa torret o c'hornklun, pe rannet o c'hlopen, pe freuzet o lagad, pe vac'hagnet en eun doare bennak evit peurrest o buhez.

## XVII. — KENED KOUC'HOULAN.

Antronoz e teuas Kouc'houlan da sellout ouz an armead, ha da ziskouez e gened d'an itronezed, d'ar maouezed, d'ar plac'hed yaouank, d'ar varzed ha d'al lenneien. En derc'hent e oa bet gwelet, warnañ neuziou dizcreat ha divalo. Bremañ e teue da lakaat para e neuziou koant, karadek.

Kenedus e oa e gwir ar c'hrennard Kouc'houlan. Tri liou war e vleo : gell ouz traoñ, ruz-gwad e-kreiz, melen ouz krec'h, o c'holei e benn e-giz eur gurunenn. Ar blevennou a-dreñv o tiskenn war e ziouskoaz, heñvel ouz neudennou aour, hag i moan, gwevn, alaouret, hirrodellek, livet-brao. Eul lietenn limestra, ruz-aour, aour-flamm, oc'h ober tro e gerc'henn kant gwech. Kant lietenn war e benn, marellet a skarbouklennou. War bep bougenn peder flustrenn : unan velen, unan c'hlas, unan c'hlas-gwer, unan ruz. Luc'h seiz maen prizius en e zaoulagad, hag i daoulagad roue. Seiz biz ouz pep troad, seiz biz ouz pep dourn. Ha pep biz barrek

drezañ e-unan da gregi e skilf eun avalaouer pe eur falc'hun.

En deiz-se e wiskas e zilhad gouel. Eur vantell gaer, broudet, kempennet-mat, pemp pleg d'ezi. Eur spilhenn-alc'houez arc'hant gwenn, enskantet-aour, war e vruched gwenn, evel eur c'houlaouenn lugernus, ken glan ha galloudus he sked ma ne oa ket lagad mab-den evit sellout outi. War e groc'hen eun doneg seiz, bevennet-kaer, gourizet ha galoñset, aour, arc'hant hag arem, o tiskenn betek krec'h e vragez damzu. E voulouz roueel e oa graet ar vragez-se. Moug-teñval e oa e skoed, eul lezenn arc'hant gwenn tro-war-dro. A-gleiz d'ezañ e gleze, d'ezañ eur bommell, gweadennou aour warni.

Er c'harr en e gichen e oa eur goaf dremmet-glas hag eur speg gant kerdin-banna ha rinvedou arem.

En eun dourn e talc'he nao fenn, ha dek en egile. O heja-diheja a rae dirak en enebourien da ziskouez e gadarnded hag e ampartiz. Ma lakaas Mev he dremm dindan skoedou oc'h ober evel eur veol troet war he genou a-us d'ezi d'he gwarezi diouz ar spegou en dije gellet Kouc'houlan stlepel outi.

Neuze eo e c'houlennas plac'hed yaouank Iwerzon beza savet war skoedou douget war skoaziou ar vrezelourien, evit gwelout Kouc'houlan.

E gavout a rejont kenedus-meurbet.

Diwez ar Pevare Pennad

*(da genderc'hel)*

lakaet e brezoneg gant Roparz Hemon.

# Adyezou

Hor pal n'eo ket hepken mirout ar brezoneg hag hor sevenadur keltiek. Hor pal eo astenn, gwellaat ha skigna ar yez hag ar sevenadur-se. Hor pal eo argas ha distruja kement enebour o deus. Hag e-touez an enebourien-se, ar re wasa, da lavarout eo, ar galleg hag ar sevenadur gall.

Argasomp ar galleg. Lazomp-heñ mar gellomp. An doare gwella d'e laza eo e lezel a gostez : beva, keit ha ma c'hellomp, evel ma ne vefe ket anezañ.

Gouzout a ran e rankomp c'hoaz e Breiz ober gant ar galleg. Eur pennad-skrid am eus savet gwechall a-zivout se. Gouzout a ran, avat, e reomp gantañ diou wech, dek gwech, kant gwech muioc'h eget ma vefe ret.

Disfiziañs am eus ouz pep Breizad a vourr o komz pe o skriva e yez hon amezeien. Disfiziañs am eus ouz pep kelaouenn vreizat embannet e galleg, ha na glask ket muioc'h-mui kreski lod ar brezoneg. Kaer am eus ober, ar gwella skrid, awenet gant ar gwella spered breizat, hogen savet e galleg, ne c'hellan sellout outañ nemet gant heug ha dismegañs.

Bras eo koulskoude hoaladur ar galleg. Seul vrasoc'h ma n'eo ket hepken yez Vro-C'hall, hogen eur yez anavezet ha lennet dre ar bed-holl. Tud a gavit, e-touez ar Vrezoned vreizeka zoken, hag a gred d'ezo ne c'hellfemp ket tremen hep ar yez-se. Ne vern penaos, emezo, e rankomp kaout eun adyez, e-kichen hor yezig vihan, hag eun eurvad eo d'imp kaout ar galleg, evel m'eo eun eurvad d'ar Gelted tra-mor kaout yez ar Saozon.

Eun amzer a zo bet, e gwirionez, ma c'helled soñjal evel-se. Eun amzer a zo bet ma c'helled kredi edo teir yez o vont da sevel a-us d'ar yezou all : ar saozneg, ar galleg, an alamaneg. An amzer-se n'eo mui. D'an esperanteg emañ an amzer-da-zont. An esperanteg en deus trouc'het ar gudenn. Peurechuet en deus diskar hollveliez ar yezou bras.

Tamallet eo bet d'in, tamallet-c'houero, « koll va amzer » o c'hoari gant an esperanteg. Kalz tud a zo bet souezet ha feuket o welout er gelaouennmañ, « skrivet e brezoneg penn-da-benn », pennadou-skrid er yez iskis-se, hag a zisplij d'ezo en eun doare bennak, na c'hellont ket diskleria ez resis. Souezetoc'h ha feuketoc'h c'hoaz marteze e vefent, ma oufent ez eo ar brezoneg hag an esperanteg em spered hogos an hevelep tra, pe da



vihana daou dra na dleont ket beza rannet, an eil o c'hervel egile, an eil o klokaat egile, an eil hep nemeur a ster nag a dalvoudegez, evidomp Breiziz, hep egile. Oc'h ober o-daou a-gevret ar Benveg a beurzishualidigez a rank hor broadelez stumma d'ezi hec'h-unan, e-keñver Breiz, e-keñver ar sevenadur gall enebour, e-keñver ar bed-holl en diwez.

O lavarout se, e lezan kalz eus va c'henvroiz en a-dreñv, tud a zo c'hoaz o veva e spered en eur mare ma veze dasorc'hi eur yez vihan eur barrfollentez, ha kroui eur yez hollvedel eur sorc'henn. N'eus ket e Breiz tri c'hant den o kredi e dasorc'hidigez ar brezoneg, a welomp dirak hon daoulagad. N'eus ket ugent marteze o kredi e trec'h an esperanteg, a welomp dirak hon daoulagad. Hogen an amzer a dremen, hag evel ma skrive d'in eur Saoz, goude lenn va fennad diweza e Nord-Okcidento : « *la potenco de la vero estas granda* », ar wirionez a zo bras he galloud.

Roparz Hemon.

# Notennou

D'ar 16 a viz here 1930 eo bet lidet pempvet bloaveziad warn-ugent ar gelaouenn *Dihunamb*. Hor gwella gourc'hemennou d'ar gelaouenn galonek, a ra kement evit ar yez e bro Wened.

E kendalc'h diweza an emrenerien, e Sant Brieg, e klevjod kalz muioc'h a vrezoneg eget boaz. Ar yaouankiz eo dreist-holl o deus kemeret ar pleg da vrezonega etrezo.

Hervez niverenn *Feiz ha Breiz* miz du, n'eus bet kavet da rakprena oberou an Ao. Gwilhou nemet 415 den, war ar 1.000 a ranker kaout. N'oun ket souezet. Ar Vretoned, eur wech m'o deus lakaet o ano evit eun dra bennak, a gav d'ezo o deus graet a-walc'h, ha ne glaskont ket ober brud en-dro d'an dra-se. Evel-se ez a da get an embregereziou ar gwella.

Unan eus hol lennerien a garfe gouzout ha reiz eo lavarout, o komz eus eur vaouez : « *houmañ a zo mezvez* », e-lec'h « *houmañ a zo mezo* ». E gwir,



lakaet e vez a-wechou an dibenn *ez* ouz eun ano-gwan da verka ar wregelez. Kavout a reer da skouer : « *eur plac'h yaouank perc'hennet gant an droukspered, war a lavare ar gerent ; met n'oa nemet follez* » (« Feiz ha Breiz », gwengolo 1930, p. 340). D'hor meno, avat, e teu neuze an ano-gwan da veza eur gwir ano-kadarn. Lakaat atao an dibenn *ez* a vefe eur fazi, hag a vefe ouspenn plega da levezon ar galleg. Reiz ha reiz-tre eo lavarout eta « *houmañ a zo mezo, houmañ a zo foll*, h.a. »

Ne gomzer mui nemeur eus emzao Katalonia. Padout a ra atao koulskoude. War a glevomp ez eus bremañ peder c'helaouenn pemdeziek moulet e kataloneg e Barselona.

Adembannet e vo diwar ar c'henta a viz genver ar gelaouenn esperantek *La Literatura Mondo*. Labourat a ra da greski al lennegez etrevroadel, da unani lennegeziou ar bed holl, da vruda lennegeziou ar poblou bihan. Arabat d'imp ankounac'haat ez eo dre an esperanteg e c'hellomp ar gwella en em zieubi diouz ar galleg en hon darempredou gant ar bed.

*Y Ford Gron* (An Daol Grenn) eo ano eur gelaouenn gembraek nevez, miziek, embannet e Londrez. An niverenn genta a zo enni danvez du-

dius a bep seurt, ar pez a zo rouez er c'helaouennou kembraek. Aes gwelout ez eo renet *Y Ford Gron* gant eun den a vicher.

▼

Hon *Enklask diwar-benn Stad ar Brezoneg*, e brezoneg hag en esperanteg, a zo bet gwerzet kalz muioc'h er broiou estren (e Kreiz-Europa dreistholl) eget e Breiz. Hini ebet n'hon eus gwerzet er broiou keltiek. Hini ebet (nemet da dud c'henidik a Vreiz) n'hon eus gwerzet e Bro-C'hall.

Eun diverradur eus an *Enklask* a zo bet moulet e tchec'heg, er gelaouenn *Lidové Listy* (26 a viz du 1930), eus Praha.

EUL LEVR NEVEZ EVIT AR BOBL
EVIT BUGALE AR SKOLIOU

## MARVAILHOU AR VRETONED

DRE AR POST : 5 LUR
(DISKONT PA GEMERER DEK DA NEBEUTA)

MEVEN MORDIERN

## ISTOR AR BED

(EIL LEVRENN)

DRE AR POST : 10 LUR

" Setu amañ, gant ar Sketla Segobrani hag an Notennou diwar-benn ar Gelted Koz, al levr en em gav ennan skouer ar brezoneg nevez, ar brezoneg da zont.

...Ra vezo graet degemer mat... d'eul levr savet gant kement a ouiziegez, a aked. Sal ma vefe etre daouarn an holl baotred yaouank war o studi er skolajou, ha gantañ, avat, geriaduriou an AoAo. Ernault, Vallée ha Roparz Hemon ! "

E. ar Moal (" Breiz ", 24 eost 1930)

**Lennit !**

## Breiz Atao

Kelaouenn Strollad Emrenerien Vreiz
Sizuniek
e brezoneg hag e galleg
koumanant-bloaz : 15 lur.
renerez ha mererez : B. P. 182, Roazon,
(C. C. 25-29 Rennes)

## Dihunamb

10, rue du Gaz, an Oriant
miziek : 10 lur ar bloaz.

## Feiz ha Breiz

4, rue du Château, Brest
miziek : 12 l. ar bloaz ; C. C. 44-40 Roazon.

## Breiz

An Ao : Le Clec'h
Recteur de Coadout
Sizuniek : 15 l. ar bloaz ;
C. C. 48-82 Roazon.

# EMBANNADURIOU GWALARN

1926

J. Kerrien. — AR ROC'H TOULL. — Diviet.

J. M. Synge. — WAR VARC'H D'AR MOR. — 2 lur 25.

1927

Roparz Hemon. — AN AOTROU BIMBOCHET E BREIZ. — 6 lur.

T. C. Murray. — NEVEZ-AMZER. — 4 lur.

TONKADUR BUGALE TUIREANN. — 4 lur.

G. Th. Rotman. — PRINSEZIG AN DOUR. — 5 lur.

GERIADUR GALLEK-BREZONEK A GORFADUREZ. — Diviet.

1928

Aeschulos. — PROMETHEUS EREET, AR BERSED. — 12 lur.

B. Potter. — PER AR C'HONIKL. — 1 lur.

G. Th. Rotman. — PRINSEZIG EN DEUR. — 5 lur.

H. Andersen. — PLAC'HIG VIHAN AR MOR. — 3 lur 60.

Roparz Hemon. — GERIADURIG-DOURN BREZONEK-GALLEK. — 22 lur.

Roparz Hemon. — YEZADUR BERR AR BREZONEG. — 3 lur.

Roparz Hemon. — DISTAGADUR AR BREZONEG. — 3 lur.

AR SIMBOL. — 0 lur 50.

1929

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn I. — 14 lur.

M. Gourlaouen. — LEVR AL LOENED. — 1 lur 75.

A. Blok. — AR PLAC'H DIANAV. — 4 lur.

G. Th. Rotman. — NIJADENN AN AOTROU SKANVIG. — 5 lur.

A. Brizeug. — TELENN ARVOR, FURNEZ BREIZ. — 6 lur.

Roparz Hemon. — REIZSKRIVADUR AR BREZONEG. — 3 lur.

Moulerez Kenwerzel Breiz, Roazon

*Ar Merour* : Y. DREZEN.

